# TAOLENN

Pajenn

Hor Gwask vrezonek (Roparz Hemon) . . . . . . 243
War c'hlann an aber (Gawain) . . . . . . . . . 245
Gwerz Santez Eoded . . . . . . . . . . . . . . . . . 249
Pez eil real va mamm-goz (Pipi Stoup) . . . . . 260
Dyddgu (Dafydd ap Gwilym) . . . . . . . . . . . 273
Hon doueed koz (Reun Argant) . . . . . . . . . 276
Sonerez breizek (Abeozen) . . . . . . . . . . . . 279
Skol vihan ar c'helaouennerez (Pennad 2) . . . . 281
Rann Ensavadur Breiz . . . . . . . . . . . . . . . 286



# HOR GWASK VREZONEK

*Doue ra vo meulet, deut eo da wir hon huñvre a viskoaz :*

*Eur WASK VREZONEK hon eus.*

*Diou gelaouenn evit ar vrientinien, GWALARN ha STERENN ; eur gazetenn evit ar werin, ARVOR.*

*Hag en o c'hichen, savet gant hor c'heneiled : SAV, FEIZ HA BREIZ, DIHUNAMB, GALV, AR VUHEZ KRISTEN, STUDI HAG OBER, kement hini anezo o vleunia hag o ren ar stourm war he zachenn.*

*Ma'z eus unan en ho touez ha na lenn ket an holl gelaouennou-se, truez am eus outañ. Ne oar ket petra eo beva en eun doare breizek-rik.*

*Arabat d'ezañ lavarout n'eo ket pinvidik a-walc'h da goumananti d'an holl. Aes-tre eo d'ezañ gounit eun tammig arc'hant : n'en deus nemet kenlabourat da ARVOR pe gemer perz en e genstrivadegou.*

*Diwar-benn ARVOR e fell d'imp komz amañ dreist-holl.*

*Ne gredomp ket ez eo bet meizet ervat gant an holl pouez ar gazetenn-se en hon emzao, he zalvoudegez dibar e-keñver hon amzer da zont.*

*En amzer vurzudus-mañ, — burzudus daoust d'he reuzeudigez, hag en abeg d'he reuzeudigez marteze, — ez eo ARVOR ar benveg goveliet gant an Tonkadur da beurseveni hor c'hefridi veur. Bez' ez eo ar*

*pont etre ar vrientinien hag ar werin. Bez' ez eo arouez an dalc'h astennet gant ar frammataerien war ar bobl.*

*GWALARN a oa ar stern. ARVOR eo an danvez.*

*GWALARN a oa an had. ARVOR eo an eost.*

*GWALARN a oa ar gwriziou. ARVOR eo ar c'hef, ar skourrou hag ar bleuñv.*

*ARVOR en deus diluziet kudennou a hañvale d'imp beza dizirouestlus kent ar brezel.*

*Ober a ra an unvaniez etre ar yez komzet hag ar yez lennek.*

*Lakaat a ra da devel an tabut etre ar yez unvan ha rannyez Wened.*

*Boda a ra en-dro d'ezañ an holl vrezonegerien gwitibunan : Gorseddiz ha Breizatayiz, skrivagnerien ar rummad koz ha re ar rummad nevez, lenneien vlizidik ha tud eeun diwar ar maez.*

*GWALARN a zo bet kelaouenn an Darbar. ARVOR a zo kazetenn an Trec'h.*

ROPARZ HEMON.



# WAR C'HLANN AN ABER

Klevout a ran hiboud an dour, gwigour ar roeñvou, ha sarac'h bili an aod. Hag e welan ar mor glas, an oabl glas, an douar glas. Beuzet int e gwrez an deiz.

Eul linennad dour a drouc'h linenn douar an dremmwel. Liou ar pri e teu an houlennou. Eun aezenn bounner a zegas d'imp c'houez ar c'hoadeier, en em vesk, a-nebeudou, gant c'houez ar mor; hag he zrec'h en diwez.

Emaomp e genou ar stêr.

A-bell e welomp c'hoaz hol lestr eoriet e-kreiz an aber. Daou ofiser omp, dek martolod, hag eur jubennour : kaset gant ar vag da weladenni ar vro.

Distro eo ar maeziou. Amañ ahont e welomp eun ti koad en eur balmezeg, e dalbenn tric'hornek sklaer-meurbet war lezenn disliv an oabl. Sklaeroc'h c'hoaz, tor eur menez ramzel, ruz-gwad, lintrus en aer boull Afrika, pell, pell, a-dreñv renkadennou uhelennou diniver.

Ken flour e riskl ar vag war ar c'hoummou bihan ma kav d'in beza war stêr ar c'housked, e bag an huñvre. War-bouez sellout ouz an dour mezevellus, e kouskfen mat, a gredan, douget gant ar red, hep tizout nep douar nepred. Soñjezonou iskis a sav em spered. N'eus follentez ebet, a lavaran ouzin va-unan, na hellfe ket da ziwana, dindan an heol-se, a skuilh war ar bed liviou ken dianav ma taskren ennoc'h ha ma torr kerdin hoc'h ene.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Setu bremañ va danevell :

Edomp o tostaat ouz eur gêriadennig damguzet e pleg eur c'hrec'h, pa weljomp eur vagig leun a vugale dirazomp. Ar pez hol lakaas souezet, e-mesk ar voria-nedigou-se ez oa unan, melen e vleo, gwenn e gro-c'hen, glas e zaoulagad. Gwisket oa evel ar re all. Da lavarout eo ez oa en noaz, eur c'houzougenn ruz en e gerc'henn. Ne daolas ket ouzimp kalz a bled. Nebeutoc'h marteze eget ar re all. Hucha a rejomp warnañ, e kement yez europat a ouiemp. Menel a reas dizeblant. Heñvel oa ne gomprene ket. Ma sta-gas hor martoloded da ober fentigellou.

Heulia a rejomp ar vagig. Fraoñval a rae, ouz kosteziou hor bag, roeñvadeg nerzek, mentet-mat, hor paotred. Mont a raemp diou wech buanoc'h eget ar vugale. Spont a grogas enno. A-daol-trumm, goullo e voe o bag, hag e weljomp pennou du hag eur penn melen war an dour. A-benn eur vunutenn ez oant holl steuziet e-kreiz ar wezeg.

Ne ouie ket mat hor jubennour gouyez ar c'hor-nad. Hir amzer e chomas o tabutal gant eur vaouez koz, hag eur paotr yaouank, hag eun den koz, tra m'edomp er vag o c'hortoz, dindan wez uhel a astenne deliou pounner a-us d'ar stêr. Eur bagad morianed en em vodas war an aod. Ar merc'hed a grogas da c'hoapaat ha da c'hoarzin. Pep habaskter a oa o tec'hout buan diouzimp, pa weljomp ar vugale o tont en-dro, ar melegan en o zouez, eur vorianez en e gichen.

Ar vaouez a skoas ouz hec'h askre gant he biz, hag e tiskouezas hor bag, hag ar gêriadenn goude-se, evel da lavarout d'imp mont d'he heul. Hag a rejomp, dre wenodennou striz, a-dreuz d'ar c'hoad. Dinoazus,



a ouiemp, e oa tud ar vro. Ar c'hoant-gouzout, avat, en dije, hevelep tra, trec'het ennomp pep furnez.

Pa lavaran n'em eus biskoaz em buhez kredet muioc'h eget neuze beza pell diouz va bro, ne lava-ran nemet ar wirionez. Hol lestr e-unan, d'am meno, a oa ken pell, ma seblante d'in beza el loar.

O tiraez ar gêriadenn, ar vaouez hor c'hasas d'eul lochennig. Dirazi, edo eun Europad kluchet e-giz ar varianed e skeud eun apoueilh kolo. Melen oa e varo hir, moan e zremm, glas e zaoulagad, heñvel ouz re ar bugel. Ar vaouez a lavaras d'ezañ eun dra bennak, hag a yeas e-barz. An den a savas neuze, hag a astennas d'imp e zourn.

Hor pedi a reas e saozneg da vont en e di. Dis-plega a reas d'imp e istor e berr gomzou. E bro Devon oa ganet. Eur bugel fur e oa bet, hag a zou-jañs Doue. En Oxford en doa studiet. Aet oa da skol ar Vetodisted goude se. Deut oa eno da brezeg an Aviel.

« Meur a vloavez », emezañ, « em eus pleustret war al labour-se. E zilezet em eus en diwez. Beva a ran amañ evel unan eus tud ar vro. »

N'oa ket disheñvel an ti diouz tiez all ar gêria-denn. Kavout a rae d'in, evelato, ez oa kempennoc'h, koulz en diabarz hag en diavaez. Al liorzig dirazañ ivez a oa dalc'het gwelloc'h e-ratre. An den e-unan n'oa ket, evel e amezeien, hanter noaz. Eur sae c'hlas, o vont adalek e ziskoaz betek e zaoudroad, a oa en-dro d'ezañ.

Sioul oa e zremm tra ma komze, o tistaga fraez vogalennou flour saozneg kreisteiz Bro-Saoz. En aner e klasken merzout enkrez pe levenez war e zremm. Lavaret e vije bet edo o tibuna istor eun all.

Kant ha kant a draou am bije karet goulenn. Ne greden ket. Eur goulenn a ris hepken :

« N'hoc'h eus ket miret ho levriou ? »

« O devet em eus. »

Sellout a ris tro-war-dro adarre. E-barz al lochenn n'oa netra da zegas koun eus Europa. Irc'hier oa a-hed ar mogeriou, eun nebeut binviou aozet er vro. Kontilli, goafiou, binviou-brezel all a welis ivez. E traoñ ar gambr, ez oa eur pallenn leien ouz ar speurenn. o kuzat dor ar gambr all. Ar pallenn a savas. Ar wreg en em ziskouezas war an treuzou. Mousc'hoarzin a reas, abaf ha hegarat, hag e tegasas d'imp dour ha gwestell.

N'oa ket disheñvel ar vaouez-se diouz merc'hed all ar vro. Heñvelout a rae d'in, koulskoude, ez oa kaeroc'h eget ar merc'hed all, gwelloc'h aozet he dilhad, heñveloc'h ouz merc'hed Europa. Marteze, eur faltazi ne oa ken.

Goude eur pennad e tavjomp. Ne c'houlennas an den netra ouzimp, na piou oamp, na kelou eus e vro. Poent e voe d'imp buan diskenn da gaout hor bag, gant aon beza tapet trumm gant an noz.

Edomp o vont kuit pa welis war eur pod-dour, e-giz golo, eur pikol levr keinet e du. Meiza a ris pehini.

Sell an den a heulias va sell, hag e ruzias eun tammig.

Hep hon ambroug betek an aod, e lavaras d'imp kenavo.

GAWAIN.



# GWERZ SANTEZ EODED

*Ar werz-mañ, — rak eur wir werz eo, — a zo tennet diouz dournskrid Botmeur, eus derou an triouec'hvet kantved, a zo bet studiet amañ gant an Ao. L. Dujardin (Gwalarn, niv. 131, p. 61).*

*Kavet e vez e penn diweza an dournskrid, er stagadenn, eus ar bajenn 20 betek ar bajenn 27.*

*He moula a reomp dres evel m'eo skrivet (nemet an tiredou stank lakaet gant ar skrivagner war vogalennou 'zo), ouz he zrouc'ha e pennadou avat, evil ma vo aesoc'h da lenn.*

*Kement tra moulet e lizerennou stouet a zo bet lakaet ganimp.*

*R. H.*

## Cantiq ouar buhez santez eodet ; guinidiq a escopti leon

*Raklavar*

Cleuit oll tut iaouanc a escopti leon,
cleuit eur vers neuez a toucho ho calon,
pehini so composet, en henor da eodet,
eur santes a leon, heruez ma z'eo scriuet.

*Gallon ha Florenza*

a castel tremasan, he parres landuluez,
gallon, vn digentil eus ar chenta lignez,

a zeuas da heureugi euit quenta priet,
merch ar prinç eus a vrest, florença oua hanuet.

bugale ho defoue an oll ne hanuan quet,
vnan eo sant tanguy, vn all santes eodet,
ho daou pa commançsjont, cahout vsaich a raison,
gand ho mam ouent desquet da ober oraison.

da pratiqa-r-vertuz, da cassaat ar pechet,
da techet diouttan, euel dioch sarpantet,
ar pez so necesser, a rahe bugale,
euit goude-r-maro, mont da velet doue.

*Al lezvamm*

hoguen ar maro criz, dinatur, hac ingrat,
a lammas digatto ho mam santel, ha mat,
a roas, siouaz ! dezo, eu-les-uam milliguet,
carguet eus a valiç ebarz en ho andret.

eur bloaz goude-r-maro em'eus a florença,
gallon he bro-saoz a deuas d'en'em renta,
heno vn nemesell souden a heureugeas,
huel a galitez, hac eus a valiç vras.

he castel tremasan, pa ouant en'em rentet,
he pehini e oua tanguy hac eodet,
souden ar vam neuez guir les-uam, les-hanuet,
a commanç d'ho zretti, euel vn drouc-speret.

nemet ar blasphemou, ha mallozou iffam,
ne gleuent sur ho daou, a guenou ho les-uam,
euel torfettourien, ochpen hy ho channe,
hep respetti ho zat, pehini he zamalle.

*Tangi o vont kuit*

sant tanguy, alafin, ho dont d'en'em squiza,



goude heiz bloaz antier, bet trettet er guis-ma,
gand congez mat e dat a yas prest da paris,
euit eus e les-uam euitta ar valiç.

*Kimiad ar breur diouz ar c'hoar*

criz vise ar galon na deuzje da gouela,
ho velet sant tanguy ho dont da guimiada,
dioch santes eodet e choar muya caret,
ho faç ho daou a oua, gand daezrou goloet,

penos va breur tanguy, emme santes eodet,
va dilaisel a riit da veza bourreuet,
lit ne houffet pe raet arrettomp hon daezrou,
guell e ma souffren-me, euit souffri hon daou.

sant tangui ho ouela ne halle quet parlant,
gand truez och e choar a gar parfettamant,
nemet scuilla daezrou, e galon peus-rannet,
ho cleuet ar chomsou, eus e choar quœz eodet.

allas eodet breman chettu chuy och hunan,
ruillet vihot bemdeiz dre castel tremasan,
gand an treid milliguet eus ar vleizes iffam,
so couet deoch he partaich, he lech eur guir les-
[uam.

*Al lezvamm o wallgas Eoded*

eodet goude beza, dioch he breur quimiadet,
a promet a neuez souffr gand patiantet,
eus a beurz he les-uam an oll insolançou,
he respetti, senti, hep clasq nep raisonnou.

he les-uam er chontroll, a redoubl he maliç.
dre moyenou neuez, he zourmant he pep guis,
ho velet e care vaqui d'an oraison,
euit dont d'he ampech, chettu aman-r-fœçon.

darn he demesellet, ha seruicherezet,
a gassas en ho hent, euit cahouet sujet,
da ober da-eodet labourat incessamant,
er champrou, er gueguin, hep cahout dezy damant.

dirac an orator, em'eus he chabinet,
och ober oraison alies he chauet,
mais he les-uam mechant, an dra-se pa santas,
orator cabinet, tout en ho ranuersas.

pa sonet er chapel, ar chloch d'an offeren,
pehini a gare da gleuet pen da pen,
labourat er gueguin, da querchat an oll dour,
neuse he oblige, hep rei dezi sicour.

*Vertuziou Eoded*

d'he zat, na d'e les-uam, biscoaz ne oue disent,
gand respet bras e rœ quement a ordrenent,
pa na halle en deiz vaqui d'an oraison
en dar-vuya an nos, he grœ a vir galon.

gand auis he directeur e promet da zoue,
biruiquen nemettan priet ne diuisje,
euit galloud bemdez songeal er passion,
gand joa, pa permette he occupation.

gand he mam florança, he defoua bet desquet,
donet da soulagi ar peorien ezommeq.
cals em'eus he repas bepret a reserue,
hac hep gout d'he les-uam, dezo en er c'hasse.

*Ar pred taolet d'ar chas*

vn deuez dre gouall chanç e rancontras eodet,
ho cass an alusen d'ar peorien ezommeq.
hac eno ouar ar plaç, gand outraich he channas,
ha bara ar beorien, gand he zreit a vressas.



goude e veza bresset, d'ar chas prest en taolas,
he dispris da eodet, da zoue he chroueas,
ar santes patiant hep lauaret eur guer,
a retorn d'ar chappel, a offr oll d'hor saluer.

*Goulennou eured*

caezr en d'eus he les-uam dont d'he phersecutty,
na fallout quen nebeut, dont d'he anneanty,
ar brut eus he vertuz a oua partout squignet,
a denne an noblanç, da zonet d'he guelet.

ho velet quement-se, he arraich a gresque,
ho velet an noblanç eus ar guenta qualite,
ho donet d'he reclasq euit he heureugi,
hac a pep auantaich, ho dont d'he assuri.

bette vreman eodet, a oua indifferant,
oll quement a souffre, a souffre, hep damant.
mais dont da heureugi buiquen ne autrege,
goude rei da Jesus he chorf hac he ene.

er fœçon ma dezan e dressas he pheden,
Jesus va guir priet, permettit ma varfen,
quent eget biruiquen terri ar promessa,
am'eus greet deoch, hac a ratifian brema.

*Eoded en harlu*

ar valiç he les-uam, a seruichas dezi,
da ampech na ranq-fe donet da heureugi,
rac ho velet edo en vn istim quer bras,
prest pell dioch ar chappel ouar ar mœs he chas-
heno en vn tiiq hac een meurbet dister, [sas.
bemde he oraison, a offre d'hor saluer,
ha cals a œuurou mat bemdez a exerce,
en andret pep-hunan guella ha ma halle.

cals a plachet iaouanc, di-ouar dro ar chanton,
dre he scol hac examp, touchet en ho chalon,
a renonças a grenn, da vaximou ar bet,
en'em roas da Z'oue, dre garantez parfet.

*Distro Tangi*

erfin he breur tanguy, a paris distroet,
he castel tremasan, prest so en'em rentet,
hep galloud e hanaout, er sal oue cunduet,
he lech ma z'edo cals eus a zemesellet.

*Ar fals tamallou*

pa en defoua hy oll, gand respet saludet,
souden e goulennas pellech e oua eodet,
quer-buhan he les-uam, en tennas a costez,
ho songeal he chlasque, euit ober a-lœs.

neuze an trahitoures, a lauaras dezan,
cofes ar virionez ouzoch a zesiran,
an n'emesell eodet, a so eur plach collet,
so eur prostituet, a guement a gaffet.

he obstination, he buhez debordet,
d'he chass pell ouar ar mœs, ho deus hor chontrai-
allas ! ho chlasq golo, gand guell facilite, [gnet,
mal'heur vn nemesell em'eus he qhalite.

*An torfed*

ho credi ree vuhan, tanguy a sortias,
gand coler ar brassa, eodet a glasqas.
he quichen eur feunteun ho goualchy he dillat,
euel ma he guelas, en he galuas tymat.



eodet p'er cleuas, a commanças techet,
rac ma oua gatti sur, oll di-haeznauezet,
mais ho dont d'he phoursuy, allas ! prest he zizas,
ha gand vn tol cleze a gren he dibennas.

*An enklask*

pa oua couet d'an douar, ho velet he bruchet,
carguet a lœz caoulet, hep gouzout ar sujet,
dioch an ameseyen prest en'em informas,
eus a vuhez eodet ar pez en estonas.

ar bet oll glacharet, a lauaras dezan,
beuet en d'eus eodet assur pette vreman,
gand pep seurt paourentez, a lœz och eus guelet,
da soulagi ar paour he cuz oua destinet,

*Morc'hed Tangi*

pa en defoua tanguy, cleuet ar virionez,
e oue dare dezan, dre e dristidiguez,
meruel eno gand cœuz, d'e beza dibennet,
ho credi ree vuhan, d'e les-uam counnaret.

d'ar chastel e deuas da cahout e dat gallon,
enn'eur scuilla daezrou, eus a greis e galon,
pa antreas er sal e dat a rancontras,
quer buhan diraz'an d'an'aoulin 'em strinqas.

heno e disclairias me eo ho map tanguy,
a verit ar maro hep cahout nep damant din,
allas ! siouaz ! allas ! va choar muya caret,
ho credi d'am les-uam, am'eus cren dibennet.

*Ar burzud*

pa edont ho ouela da eodet ho daou,

he les-uam er joa ar bet oll he canuou,
souden he creis ar sal, eodet a antreas,
he phen en he daouarn, heno ech arrettas.

heno ouar he gouzouq he phen a appliqas,
hac euel diaguent outti en'em stagas,
quer buhan och he les-uam, e troas publiqamant,
hac euel-hen outti e commanças parlant.

*Kastiz al lezvamm*

pep tra oll er bet, man, en deueus e amser,
doue pette eur poent, a souffr gand ar pecher,
ho maliç en deueus souffret pette vrema,
em'ma ho prepari donet d'ho punissa.

addeo etta les-uam dinatur hac ingrat,
chettu deuet an heur, demp-ny d'en'em quittaat,
greet eo sur ahanoch, prest eo coler doue,
da goueza ouar ho pen, het vn œternite.

eur guentl cals violant, neuse he quemeras,
he entraillou couezet, gand he zreit a vressas,
er fin gand he arraich, d'an douar e couezas,
ha euel a vellot, he buhez a finissas.

azioch ar chastel, ar gurun ho trousial,
a deuas da sponta quement a oua er sal,
quer buhan ho coueza e fresas an doen,
hac hep offancy den he losqas pen dre pen.

ar bet oll estonet, a deuas da grena,
ho velet vn ittron, eus a greis he joa,
ebarz en vn istant, he ludu oll rentet,
allas ! hac he ene liuret d'an drouc-speret.

*Pardon Tangi*

en istant eodet, och he breur a droas,



outta publiqamant, euel-hen e comsas,
pa em guelsioch va breur, me n'och hanayen quet,
ar pez a roas din guir sujet da techet.

mais cusul hor les-uam, a hon erfaat brema,
eo bet deoch ar sujet, da z'ont d'am dibenna,
ha rac-sé ar verches, am'eus pedet a galon,
d'obteni deoch va breur, digant he map pardon,

quer buhan d'an n'aoulin, tangui en'em strinqas,
och e choar a galon pardon a goulennas,
pardon, va choar, pardon, d'ho beza massacret,
va chalon gand glachar a so hogos rannet.

*An douaridigez*

he oll sacramanchou goude e receuas,
ebarz en vn istant addarre e varuas,
neuse gand an œlez en een oue conduet,
endra pado doue da veza curunet.

enterret oue he chorf goude-se gand henor,
he parres landuluez peus-tost da vord ar mor,
heno he deueus greet cals eus a viraclou,
aba ma he ene er gloar eus an enuou.

*Ar gentel*

pe euit tra tut iaouanc, couls ha santes eodet,
na sentit och ho tut, gand enor, ha respet,
perac ne andurrot, pa he deus anduret,
gand eu-les-uam cruel a guement a gaffet.

perac dioch ar pechet, hac an occasion,
na techit couls a hy, ha na rit oraison,
pa z'eo guir rac an œl, ar verches a spontas,
ha santes eodet rac he breur a techas.

perac pa z'och fragil, euel eur pot a pry,
n'ho bezo quet a spont, hac er-mœs, hac en ty,
rac an occasion, da goueza er pechet,
he deffaut quement-se cals a dut so daonet.

ho chom ree dost d'an tan e deuer d'en'em poazat,
ho chom dindan ar glao en'em glibier tiz-mat,
och an occasion, da goueza er pechet,
ne hon nemet tri remed, techet, techet, techet ;

techit prest, ar maro bemdez a zidosta,
mar-g-hell ho surpreno, pa songeot neubeutta,
cals eus a dut iaouanc, och eus haeznauezet,
hac a creis ho yechet, a so bet discaret.

coeuz ho bezo neuse, faut da veza heuilliet,
an exempl, ar vertuz, eus a santes eodet,
commancit a vreman da veza euelt-y,
hac e vihot en een curunet couls ha hy.

pelloch ta pa vihot, gand ho dut gouall-trettet,
och castel tremasan troit prest ho spered,
songit peitra souffras, heno santes eodet,
grit yuez euelt-y, gand doue vihot peet.

ar vers man so dediet da iaouanctis leon,
pe en hini, mar queront, e caffint ar fœçon,
da pratiqa-r-vertuz, caret doue a galon,
dre exempl eur santes beuet en ho chanton.

*Pedenn da Santez Eoded*

ittron santes eodet bezit aduocades,
da iaouanctis leon, heuill a raint ho buhez,
oll guella ma hillint en amser da zonet,
chettu aman-r-chontrat gatto oll gouarantet.



ettrezomp tut iaouanc a escopti leon,
pelloch e promettomp eus a creis hor chalon,
immitta ar vuhez eus a santes eodet,
euit goude-r-maro monet oll d'e guelet.

# Pez eiz real va mamm-goz

*Ar gontadennig-mañ, sinet « Pipi Stoup », a voe moulet e rannyez Treger, war* Groaz ar Vretoned, *etre ar 16 a viz Meurz hag an 20 a viz Ebrel 1913.*

*Hec'h advoula a reomp amañ e brezoneg unvan. Ali e vo ganin an holl lennerien, a gredan : par eo d'ar gwella kontadenn bet savet biskoaz e Breiz.*

*R. H.*

« Mamm-goz, peogwir emañ hizio deiz-ha-bloaz hoc'h eured, kontit d'in penaos e oa dimezet va zad-koz ha c'houi. »

An tad-koz, hag a oa pleget war e skaoñ o tibab eur skod da dana e gorn, a savas e benn, hag, o tistrei war-du e hini goz, a oa ouz an daol o terri viou d'ober koan :

« Ac'hanta, » emezañ, « sell peseurt soñj a zo deut d'ar re-mañ ! »

« O, tad-koz ! » eme Vari vihan, plac'hig seitek vloaz, futet ha lirzin, « lezit mamm-goz da gonta se d'imp. Biskoaz n'em eus klevet se ganeoc'h c'hoaz. »

« Mamm n'houl ket konta se d'imp gwech ebet, » eme Fañchig, he breur, eur c'hanfard, eur bloaz yaouankoc'h evit e c'hoar, met ken futet ha hi bemdez.



Ar vamm-goz, eur mousc'hoarz war he muzellou, a selle a-gorn ouz he faotr koz. Pa he devoe torret ar vi diweza ha taolet ar plusk e-mesk al ludu :

« Alo, Youenn, » emezi, « lez ac'hanoun da gonta se c'hoaz eur wech. Se a ray plijadur d'ar re-mañ yaouank ha n'eo mann fall ebet, beza eo ? »

« O, nann sur, » emezañ ; « memes tra, n'eo ket ret... »

« Deus 'ta, koz lourin ! C'hoaz eo ken kizidik-se da ler ?... Tez 'ta, c'hoant a-walc'h ac'h eus e kont-fen da droiou kaer ! »

An daou yaouank da zirolla da c'hoarzin. E-pad ma kane an amann o rouza e-barz ar baelour, ma c'hoarze an daou grennard ha ma c'hrozmole ar paotr koz etre e zent, ar vamm-goz, hep teurel evez ebet outañ, a stagas gant he c'hont.

■

« D'ar c'houlz ma komzan d'eoc'h, » emezi, « n'oa ket heñvel ar bed ouz ar pez eo bremañ. Al livr holen a yae eiz gwenneg ; eun dousen viou a oa evit pevar gwenneg, hag al livr kig-sall a yae seiz gwenneg.

An dud, avat, n'oant ket paeet ivez evel m'int bremañ : pemp gwenneg bemdez an dud kreñva. Bevet e veze, memes tra, ha bevet laouen, kalz muioc'h evit an deiz hizio, n'eo ket 'ta, Youenn ? »

Youenn goz a reas eun tamm hej d'e benn.

« Ho tad-koz, va bugale, a oa devezour. Eun tamm douar a zalc'he, met n'oa ket trawalc'h evit beva e vamm, e ziou c'hoar hag heñ, hag ec'h ae hogos bemdez da zeveziata. Evel-se ec'h anavezis anezañ.

Me a oa o chom e Koad-ar-Rest, e-lec'h ma oac'h bet o vale disul diweza. Va zud a zalc'he eno eur

vereuri d'an Aotrou Kerkado, tad-koz ar markiz bihan a zo o foeta e damm peadra du-se, e Paris, ar paour kaez a zo anezañ ! N'eo ket heñvel ouz e dad, o nann, pell ac'hane ! Me am eus aṇavezet eun itron eno gwechall hag a vage he mitizien gant krampouez kras ha yod silet.

Neuze 'ta, va zud a oa dindan markiz koz Kerkado. Eur vereuri vat a oa ganto, hag e veze ezomm alies devezourien.

Keṇta gwech e teuas ho tad-koz du-mañ d'e zevez, e voe e-pad an hañv da drouc'ha kerc'h. 'C'h eus ket a soñj, Youenn ? »

« Eo, soñj a-walc'h. Tomm-bero e oa an amzer en deiz-se. »

« Me a oa naontek vloaz d'ar mare-se, hag e oan e-pad an deiz etre ar park hag ar gêr o kas o fredou d'an dud hag o kerc'hat dour d'ezo. C'hoaz end-eeun, em boa torret ar bodez vras eus du-mañ ha skuilhet adverenn o treuzi gwaz ar Rest, hag e rankis distrei war va c'hiz da adober boued.

D'ar c'houlz-se, n'oa na kafe na sistr evel ez eus bremañ, na gwin-ardant bep pred da viṇimi gwad an dud ha da drenka o zamm spered. Gant ar picher pri e oan o charre dour e-pad an deiz. Kalz a dud a oa ganin, hag e oa bet graet daou rummad mederien. Youenn, hag en devoa brud, d'ar c'houlz-se, da veza mestr an dud e-barz ar vro, — n'eo ket ken, ar paour kaez ! — a oa paotr a-raok en unan eus ar parkou. N'ec'h eus ket a soñj, Youenn, e Park-ar-Souleghir ? »

« Eo, soñj a-walc'h, » eme an tad koz.

Echu e gornedad-butuṇ, e skarzas al ludu war e



veud. E benn a chome pleget, met eur mousc'hoarz a oa en e zaoulagad dindan e dog.

Mari vihan, o sellout dre zindan, a dapas kementse hag a reas eur mousc'hoarz sart ouz he breur hag eun all ouz he mamm-goz.

« Evel -just, » eme ar vamm-goz, « pa erruen er park, kenta hini a ginnigen d'ezañ da eva e oa ar paotr a-raok. Biskoaz n'em boa gwelet Youenn goz, va bugale, met, va feiz, gant plijadur e tiskargen d'ezañ e skudellad dour, rak kavout a raen aṇezañ eun den a drouc'h... »

An tad-koz a sachas e dog war e dal.

« N'ec'h eus ket ezomm da c'hoarzin, koz labous, » eme ar vamm-goz. « D'ar c'houlz-se n'em bije ket lavaret kemend-all d'it.

Setu eta e chomen eur peṇnad da sellout ouz ar vederien, goude m'o devoe evet. Ouz Youenn, avat, e sellen ar muia. Pep taol-falz d'ezañ a ziskare eun dramm. Hag eul lemmer e oa seurt n'oa ket. Ar merc'hed, hag a oa diou ivez er park, a zeue da lemma gantañ. Evit lavarout ar wirionez, n'eus keṇ a drouc'herien-ed er vro-mañ seurt m'eo bet va faotr koz.

Ne voe ger ebet etrezomp a-hed an deiz, nemet trugarez ha bennoz-Doue a lavare Youenn d'in, en eur sellout ouz begou e votou pa en deveze evet e skudellad dour. Koulskoude e seblantas d'in e rae eul luchadenn vihan war va zu, keṇ lies dramm evel ma save. N'eo ket gwir, paotr koz ? »

« Didrouz d'in gant bugaleaj, » eme an tad-koz.

Ar vamm-goz a reas eur serr-lagad.

« Adalek an deiz-se, » emezi, « pa veze devezourien e ti va zad, e c'houlennen dalc'hmat an noz a-raok :

— Piou tout a vo, va zad ?

Ha, pa veze lavaret d'in e vije Youenn, e santen va c'haion o laouenaat... Ya, gwir eo, koz lourin, c'hoarz bremañ pez a gari ! D'ar c'houlz-se ne c'hoarzes ket !

Pa errue du-mañ diouz ar beure, e rae tro an ti en eun taol-lagad, hag ne voen ket pell hag e welis e oa ac'hanoun-me a glaske. Neuze e tape e skudellad di-war an daol ha, pa vezen e-barz an ti, ec'h ae war ar soul-bank ez-eeun da doull an nor.

— Tosta war-grec'h, Youenn ; yen eo beza aze ouz toull an nor, a lavare va zad pe mamm.

— N'em eus ket a riou, eme Youenn.

Hag e welen anezañ, ma vezen er c'hraou o c'horo, o teurel, da bep loaiad, eur sell er porz, da c'houzout pegoulz e tremenjen. N'eo ket gwir, paotr koz ? »

« Petra eo merc'hed, memes tra ! » eme ar paotr koz. « Sell, he deus soñj a se c'hoaz !... Taol pled na zevfes da viou ! »

« N'emaint ket war da gont !

E-pad eur bloaz e talc'has da zont du-mañ. Ne vanke taol, pa veze soulennet. Labourat a rae kement ha daou. Ger ebet, avat, ne zeue eus e c'henou.

— Youenn, eme va zad, eo skouer an dud yaouank: labourer eo, kreñv eo, eun den kaer eo, ha biskoaz n'em eus klevet anezañ o'n em veuli nag oc'h ober fae war ar re all.

N'eo ket c'houi 'lavar, ma herlinke ar c'homzou-se va c'halon d'in ? — Sur a-walc'h, emezoun-me, ma karfe Youenn va goulenn digant va zad, e rofe va zad ac'hanoun d'ezañ.

Hag, e doun va c'halon, e responte eur vouez ha na greden ket selaou : — Ha me 'garje a-walc'h !

Met Youenn, mar doa mat e zaoulagad, a oa ken fall all e deod. Seul vui e hente an ti, seul abafoc'h e teue da veza. Pa vezen war ar gegin, ha pa ginnigen d'ezañ e skudellad diwar an daol, e krene e zourn o kemer anezi diganin, evel pa vije pouez eur marc'h enni, ha ne grede ket sevel e zaoulagad. Eur wech, e torras e skudell. An deiz-se, avat, hor boa c'hoarzet hor gwalc'h ! N'ec'h eus ket a soñj, paotr koz ? »

« Ba ! ba !... »

« Yod silet a oa da verenn. E oan o karga laez pa erruas an dud en ti. Youenn en devoa e skudell d'ezañ, eur skudell c'hlas hag eur glerienn wenn warni. E oan just o tiskarga laez e-barz.

— Tostait amañ, Youenn, emezoun ; ec'h oun ganeoc'h.

Ha Youenn o tont hag o kregi ken meudek e-barz ar skudell ma kouezas a-dre e zaouarn ha ma voe skuilhet an hanter eus al laez war va zavañjer hag an hanter all war e vragou.

Eno e savas cholori ! C'hoarzet e voe ! Hag ar paour kaez Youenn a oa ken teusk an traou gantañ ha ken teñval e benn ma oa prest da c'harmi, ar jalod bras a oa anezañ ! »

« O ! gortoz eun tamm bihan, » eme ar paotr koz, savet e wad d'e benn ; « ret eo lavarout an traou evel m'emaint, ha te ne rez ket. Ya, goap a voe graet ouzin, met a-benn an noz me am boa graet eun dres d'ar c'hoapaerien. O varrat e oamp an deiz-se. Me a oa er penn-araok. D'an abardaez, me a vountas e-barz, me 'lavar d'eoc'h ! A-benn e oa noz anezi, me am boa lamet ar c'hoant c'hoarzin digant ar baotred vat. Ne oa ket unan anezo ken gouest da zigeri e c'henou da c'houlenn eur banne dour. Ya laouen, me am boa graet eun dres d'ar re-se ! »

Hag ar paotr koz, e dog war choug e gil, a heje e benn, en eur sellout en-dro d'ezañ, evel eun den a zo barrek c'hoaz d'ober eur c'hrog, mar befe ret.

« Gwir eo, » eme an hini goz. « A-benn an noz e oa fentus gwelout anezo. A-stlej e teuent d'ar gêr. Youenn a oa a-raok, sounn e benn, plomm war e dachou, sart e zaoulagad, kaeroc'h eget pa en dije gounezet eun ejen.

C'hoarzet a-walc'h hor boa pa oa aet paotred ar varradeg d'ar gêr nemet Youenn.

— A feiz, eme va zad, eun devez hanter labour, e-lec'h eun devez, a zo bet graet d'in hizio. Ha gant se, Youenn, peogwir eo te a oa paotr a-raok, sell aze eun tamm gwerz-butun ouspenn.

— 'M bo ket laouen, va eontr, eme hemañ ; ar re all o deus graet kement, ha me 'gred o deus ezomm muioc'h evidoun.

Ha ne gemeras ket e werz-butun.

Eun tamm vis fall a oa en e gorf d'ar c'houlz-se ! »

An daou yaouank a laoskas eun taol-c'hoarz, hag an tad-koz n'hellas ket herzel d'ober evelto, o soñjal en e amzer dremenet.

« Arsa, » eme ar vamm-goz, « evit mont d'ezi berr-ha-berr, kement-mañ, evel just, ne reas ket a c'haou ouz Youenn, na dirak va zud, na dirazoun. Gwasa oa gantañ, ne gaozee ket. Yezou a-walc'h a veze gantañ koulskoude. Gant e sellou ne oa ket berr, met gant e deod ne dalveze netra.

Ha me da soñjal, eun dro bennak, e oa marteze ouspenn an abafder anezañ o virout outañ da zispaka e gudenn. Goulenn a ris eus e gelou gant houmañ ha gant hounhont. Daoust ha darempredi a rae



merc'hed yaouank all ? Ha mont a rae alies d'ar pardoniou ? Lavaret e voe d'in ne zarempreде Youenn plac'h ebet, ha ne veze gwelet er pardoniou nemet da veure hag e-barz an iliz. D'ar c'houlz-se, hervez, n'ae ket an holl e-barz sac'h va Yann. Ken koachet oa ouz ar re all evel ouzin.

En em lakaat a ris neuze da studia anezañ pisa m'hallen. Pa veze en ti, gant e bred pe evit eun dra all, e ouien, gant eun aer dizeblant, tapout kement fiñvadenn, kement komz a lavare. Hep dale e voen barrek da lenn e kalon va Youenn evel en eul levr digor... »

Amañ e teuas eur gaouad paz d'ar paotr koz, hag e reas eur sell ouz ar baelour en eur lavarout :

« Poaz eo da viou ? »

Hag an hini goz :

« Ar viou-se n'emaint ket war da gont, » emezi.

Hag oc'h adkregi kerkent :

« Penaos e lavarin-me d'eoc'h ? Sur e oan da veza graet gwriziou doun er galon-se, hag e oan eürus gant se. Sed !... A ! den ne oar nemet an hini a zo tremenet dre eno ! Beza karet ha karout ervat, n'eus ket brasoc'h levenez... Eun Ave Maria ouspenn a lakis em Pater, da bedi Doue, ar Werc'hez hag ar sent da zegas ar gomz, ... ya, sell da biou, » emezi o trei war-du Youenn, « d'ar c'hoz tra koz-mañ ! »

Ar c'hoz tra koz a frote e zaoulagad dindan e dog.

« Amañ, » emezi, « ec'h it da welout bremañ penaos e voen selaouet. Pa ne ouien ken penaos en em gemer, e teuas souden sklerijenn d'in, hag a-berz an aotrou person eo e voe se... »

« An aotrou person ! » eme an daou yaouank, digor-bras o daoulagad.

« Ya, hep gouzout doare d'ezañ, sur a-walc'h ! Ec'h it da welout dre benaos. Ar bloaz-se, deiz Gouel ar Werc'hez Hanter-Eost, e lakaas ac'hanoun da gestal evit ar semineriou. N'oaŋ bet biskoaz c'hoaz vaunan oc'h ober tro an iliz gant ar plad, ha n'oan ket dinec'h o soñjal em devez.

Ar yaou, Youenn a oa du-mañ en-dro d'aŋ teil. Da adlein, e lavaris d'ezañ :

— Arsa, Youenn, emezoun, disadorn, Gouel ar Werc'hez, e vin o kestal. Rei a reot eun dra benŋak d'in ?

Ne ouezis ket petra a respontas. N'hellas ket distaga anezo mat diouz beg e deod. Pa gomzen outañ, Youenn a veze saoz, ha gant ar re all ne veze ket.

Setu, da vihaŋa, ar sadorn war-lerc'h, e tennis eus va fres pez a gaera am boa. Mamm a lakas d'in eur c'hoef bras, war va barlenn eun davañjer seiz, ha, dindan, eur vroz « merinoz doubl », kenta hini a oa bet douget er barrez. Me a oa eur ganfanteŋn !

An dud a selle ouzin :

— Sell 'ta, Mari Koad-ar-Rest ! kaerat eo laket ! Ne vo ket koantoc'h eviti hizio e-barz ar vourc'h !

Me a lipe tout an traou-se hag a gave blaz mat ganto. Petra eo pa vezer yaouank !

Youenn a oa en ofereŋn-bred, hag heñ faro ivez, moarvat. E borpant Bulad a oa gantañ, hag e dog bleo goz, ha kolier e roched gwenn a save betek e ziouskouarn. »

Ar paotr koz a c'hoarze.

« Sell 'ta, » emezañ, « he deus soñj eus se ! Petra eo merc'hed, memes tra ! »

« O, gortoz, » eme e wreg, « n'out ket pare !

Pa voe savet ar Gredo, ec'h is d'ar sakristiri da gerc'hat ar plad. Pemp gwenneg a lakis warŋañ, hag en-dro !

Arc'hant a goueze warnoun a bep tu.

Pa oan o tistrei da grec'h an iliz, erru e-mesk ar baotred, e oa Youenn eno war e gador, damdost da skeudeŋn Sant Gweltaz, eul levr gantañ en eun dourn, hag, en dourn all... e bez daou wenneg moarvat ?

Pa oan o tremen dirazañ, hag heñ hag astenn e vrec'h prim hag o lakaat d'in war va flad... divunit, bugale ! »

« Pemp gwenneg, mamm-goz ? »

« Eur pez dek gwenneg ? »

« Pevar real ? »

« Eur pez eiz real ! Talvoudegez e sizunvez labour war he hed.

Prest a-walc'h e oa bet tec'het diouz va genou : — O Youenn, re eo !... Met en em virout a ris, a drugarez Doue, hag e kerzis war-eeun d'ar sakristiri, ruz va fenn, sur a-walc'h, rak santout a raen an tan em dioujod.

Pedet e oan d'am merenn gant an aotrou person. Goude pred e voe kontet ar gest : trizek lur e oa hag ar pez eiz real.

— Hola ! eme an aotrou persoŋ, markiz Kerkado, am eus aon, a oa hizio en oferenn ?

Me a saŋtas adarre va gwad o sevel d'am penn.

— Me a gred d'in, aotrou person, emezoun, eo unan bennak en devo en em dromplet o tenna eus e c'hodell eur pez eiz real e-lec'h daou wenneg.

— A c'hallfe beza, sur, eme an aotrou person ; rak n'eus den er barrez nemet ar markiz hag a lakje

kemend-all er plad. Met ar markiz n'oa ket en oferenn ?

— Nann, emezoun. Met me a gred d'in gouzout piou en deus profet kement-se. Ha, sur a-walc'h, eo en em dromplet. Marteze, aotrou person, e vije gwell distrei e bez d'ezañ.

— Gwell e vefe, sur, eme ar person.

Ha me kemer an eiz real.

Pa voen erru er gêr d'abardaez, e lakis anezo war lañsed va fres, dindan va mouchouerou-godell, e soñj da gomz diouto da Youenn, al lun war-lerc'h pa erruje d'e zevez.

Rak va soñj a oa graet. Ar beure-se, a-benn ec'h eas er-maez eus an ti, goude e lein, e oan-me, gant va stamm, o c'hortoz anezañ ouz toull ar park e-lec'h ma'z ae da labourat.

Pa daolas pled ouzin en eur zont, e chomas krak en e sav. Me 'gred, ma vije bet eur wenodenn a-gleiz pe a-zehou, e oa tec'het tu pe du. Ne oa ket, avat. Ha me a hastas mont da benn hent d'ezañ.

— Youenn, emezoun, o c'hortoz ac'hanoc'h e oan.

— O c'hortoz ac'hanoun-me ? eme Youenn, spontet-kloz. »

« O ! spontet ! » eme ar paotr koz, diouz korn ar fornigell.

« Ya, spontet sur e oas, ken na gredes ket sevel da benn, hag e selles ouz va brochou-stamm evel pa ez pije bet aon na vroudjen ac'hanout ganto. »

An daou grennard a reas eun abadenn c'hoarzin.

« Me a oa ar pez eiz real em dourn :

— An eiz real ho poa laket d'in er plad dec'h, a fell d'in distrei anezo d'eoc'h, Youenn, rak arabat eo...



N'echuis ket o welout peseurt liou a wiskas. Pleget e benn, e falz e pign ouz e zourn, e reas evel eun difronkadenn. Truez am boa outañ, ken em boa ! Eur pikol den evel-se o ouela !

Koulskoude ec'h astennis d'ezañ e bez eiz real. E vizied a ziskrogas neuze diouz e venveg, hag ar falz a gouezas ouz va zreid. Kerkent, e troas kein d'in, hag, o lakaat e zourn war e zaoulagad, e tec'has kuit a-dreuz d'ar park.

Ne chomis ket da soñjal, met mont war-lerc'h.

— Youenn ! emezoun-me, Youenn !

Emichañs e oa ankeniet va mouez, rak trei a reas e benn.

— C'hoant hoc'h eus eta e virfen ho pez eiz real ?

Daerou a rede war e zioujod. Sellout a reas ouzin hep respont, o kas gouzout petra am boa c'hoant da lavarout.

— Ma, emezoun, Youenn, mirout a rin anezo, hag ar re-mañ, — se a zeuas ganin hep soñjal, — ar re-mañ a vo da gomañs hor menaj !

A, bugale ! trawalc'h am boa lavaret ! Ma ho pije gwelet ho tad-koz neuze ! Da gredi eo e oa deut sot. Chom a reas reut ha sounn eur pennad evel eur pikerom, ha souden ec'h astennas e ziouvrec'h...

Just e oa va zad oc'h erruout.

— A, boñ ! Youenn, emezañ ; hennez eo diweza taol az pezo graet em zi !

An traou en em dresas, evel just, ne voe ket pell, ha, daou zeiz goude, e oamp aet da lakaat hon ano. Da bemzek deiz goude, e oamp dirak an aotrou person. Eno e teuas gant Youenn kenta komz en devoa lavaret evit kaout ac'hanoun. Pa c'houlennas ar be-

leg digantañ ha va c'hemer a raje da bried, e rankas ober evel ar re all, hag e lavaras ya. »

« Hag ar pez eiz real, mamm-goz ? » eme Vari vihan.

« Emañ aze, er c'horn klenka eus va fres. Miret em eus anezañ hag e rin ! Hennez eo, evel pa lavarfen, kalon va faotr koz. Eur pez all eveltañ, avat, a ginnigjomp d'ar Werc'hez, deiz hon eured. »

PIPI STOUP.





# DYDDGU

*Da heul ar pennad moulet war niverenn C'henver GWALARN, ez embannomp darn eus eur c'hewez savet gant Dafydd ap Gwilym.*

*E derou ar c'hewez-mañ ez eus eur veulẹudi da dad Dyddgu, pe « Deiz-kuñv ». Rak, kent meuli ar plac'h yaouank, e oa dereat kana meuleudi d'he c'herent. Seiz linenn warn-ugent a zo skrivet gant ar barz evit se. Kenderc'hel a ra gant meulgan Dyddgu hec'h-unan. — Yann Mestreizok.*

Gwyn yw'r tal dan wialen,
Du yw'r wallt, diwair yw Gwen.

*Gwenn eo an tal dindan ar wialenn,*
*Du eo ar bleo, dinamm eo Gwenn.*

Duach yw'r gwallt, diochr gwydd,
Na mwyalchen na muchydd.

*Duoc'h eo ar bleo, gwez diniver,*
*Eget ar voualc'h hag ar jed.*

Gwynder disathr ar lathrgnawd
Yn 'duo'r gwallt, iawnder gwawd.

*Gwennder disaotr he c'hroc'hen flour*
*A ra duoc'h ar bleo... kaerded va gwerz.*

Nid anhebyg ddiddig ddydd,
Modd ei phryd, medd ei phrydydd,
I'r ferch hygar a garawdd
Y milwr gynt, mawlair g' awdd,
Peredur ddwys-gur ddisgwyl,
Fab Efrog, gwrdd farchog gwyl ;

*N'eo ket disheñvel diouz an deiz klouar,*
*Heñvel he doare, — eme he barz, —*
*Ouz ar verc'h hegar a garas*
*Ar soudard gwechall, meulet ra vezo,*
*Peredur, karadeg glac'harus,*
*Mab Évrog, marc'heg kreñv ha tener ;*

Pan oedd yn edrych, wych wawl,
Yn yr eiry, iôn eryrawl,
Llen asur ger llwyn Essylt,
Llwybr lle bu'r gwalch gwyllt,
Yn lladd, heb un a'i lluddiai,
Mwyalch, morwyn falch ar fai.

*Pa oa o sellout, sklerijenn lugernus,*
*Dre an erc'h, — aotrou par d'an erer, —*
*Gouel azuret e-kichen bod Essyllt,*
*Ouz ar wenodenn e-lec'h ma voe ar falc'hun gouez*
*O laza, hep den d'e virout,*
*Ar voualc'h, merc'h valc'h miz Mae.*

Yno yr oedd iawn arwyddion,
Pand Duw a'i tâl, paentiad hon ?

*Eno e oa gwir aroueziou*
*— N'eo ket Doue en deus graet an daolenn-se ?*



Mewn eiry, gogyfuwch lluwch llwyth,
Modd ei thal, medd ei thylwyth.

*E-barz an erc'h, eun tamm ken uhel,*
*Setu he zal, — eme he zud.* (1)

Asgell y fwyalch esgud
Megis ei hael — megais hud !

*Askell ar voualc'h eskuit*
*Evel hec'h abrant — pebez strobinell am eus graet !*

Gwaed yr edn gwedi'r odi,
Gradd haul, mal ei gruddiau hi.

*Gwad an evn, skignet,*
*Krazet en heol, evel he dioujod-hi.*

Felly y mae, eurgae organ,
Dyddgu a'r gwallt gloywddu glân.

*Evel-se emañ, ograou aourgelc'hiet,*
*Dyddgu du-glan he bleo.*

(1) Gwisket e chome an tal, ha kuzet d'an estrenien.

# HON DOUEED KOZ

D'imp-ni, Kelted an amzervez kristen, eo dianav doueed ha tud-veur hon tadou pagan. Troiou ' zo, e c'hoarvez ganimp gwasoc'h c'hoaz : o anavezout a-dreuz, diwar testeniou diwirion.

Lod ac'hanomp, aet war o studi, o gwel evel m'eo bet treset o fatrom gant skrivagnerien Roma. Kavout a rae d'ar re-se e veze enoret o doueed e pep lec'h, dindan anoiou disheñvel, ha tavet o deus, hep gouzout d'ezo edont o konta gevier, war gement a vije bet digarez d'al lenner da glask gouzout hiroc'h.

Lod all, aet dounoc'h o enklask, a zo bet lennet ganto « *Sketla Segobrani* » ha danevellou koz Iwerzon, lakaet e brezoneg. Diouz skridou ma edo warno roud al lezenn gristen eo deut o deskadurez d'ezo, rak kristenaet eo bet an danevellou koz, war guzul, gant ar venec'h hag a oa ouz o adskriva, pe, da vihana, dastumet hag urziet int bet gant tud hag a oa aet doun, e-barz o spered hag o c'halon, kenteliou an iliz katolik.

Evel-se, ne vern pe war du e troomp, e welomp doueed ha tud-veur eus amzeriou kenta hor gouenn e stumm tud a-zoare awalc'h, daoust m'int douget d'en em ganna, war zigarez pe zigarez.

Ret e vo d'an neb a lenno (ma oar lenn ar galleg) « *Dieux et héros des Celtes* » — Doueed ha tud-veur ar Gelted, — gant an Itron Sjoestedt-Jonval, bet



kelennerez e Skol-Veur Roazon, adober e soñj diwar kement-se (1). Sorserien ha kadourien a zo, war eun dro, eus an doueed, ha n'int ket gwarezourien a-youlvat eus broad dibabet ar Gelted. Emgann a zo bet, en amzeriou kenta, etrezo hag an dud, ha skarzet int bet diwar gorre an douar gant ar Re-Varvel : ret d'ezo mont da chom e-barz an torgennou, pe e doun al lennou. Galloudek int dalc'hmat, koulskoude : beli o deus war eostou ar maeziou, war gresk al loened, war c'hanedigez ar vugale. O redia a ranker, war-bouez ardou sorserez, pe dre lidou hudur ha gwadek, da rei trevadou d'ar parkeier, ein ha leueou d'an tropellou, krouadurien d'ar gwragez. Ha, ma n'heller ket mont d'ezo dre gaer, ez eer dre heg. Da noz Kala-Goañv, e tigor tier an doueed, ha, ma 'z eont-i er-maez, ha dao d'an dud, n'eo ket divarrek ar re-mañ da vont en o arbenn, ha ne chomo ket bep tro an tu kreñv gant Re Zouar-ar-Yaouankiz.

Skouer an dud-veur a Iwerzon, Kouc'houlinn, difenner Bro-Ulad, en deus bet meur a wech da ober gant doueed ha doueezed. Ha trec'het int bet gantañ, bep tro m'eo bet leal an emgann. Bez' e ranko e enebourien, d'e laza, mont d'ezañ gant armou ganas hag ardou ar sorserien. Ha kemend-all a weler en danevellou m'eo displeget taoliou kaer Finn hag e Fianna. Disheñvel-bras eo stad ar re-mañ diouz hini Kouc'houlinn ha marc'heien ar Skourr Ruz : e-maez meuriad emaint, buhez ar chaseour hag ar pesketaer a renont, war ar menez, pe war c'hlann an aberiou. Koulskoude, da ober o deus, evel difennerien an urz hag al lezenn, gant troiou sorserez, ha

(1) Dieux et héros des Celtes, *par Marie-Louise Sjoestedt. Edité par « Les Presses Universitaires de France ».*

n'eo ket souez da zen ebet klevout ez eo kiez Finn e nizez end-eeun. N'eus kemm ebet etre bed an natur ha hini ar speredou, na, kennebeut, etre speredou mat ha fall.

Diskaret hag hanter-gollet eo, bremañ, lennegez ar Gelted koz, ma c'hellomp, diwar dismantrou anezi, ha gant sikour blenierien, kaout eun alberz eus ar bed a wele hon tadou pagan. Kement diouti a vev c'hoaz, e Breiz, a zo aet, pell ' zo, da varvailhou gwrac'h koz, ankounac'haet gant an holl ar ster kuz anezo. N'eo ket bet dastumet piz ar marvailhou-se, ha digor emañ toull-karr ar park dirak ar re a garo mont da bennaoui. Spered ar ouenn, avat, hag heñ distaget bremañ diouz traou kollet ganto o zalvoudegez kent, a van heñvel outañ e-unan, daoust d'an amzer ha d'an trei relijion.

Emañ dalc'hmat bed Breiziz karget holl a gaerderiou kuz hag a vurzudou bemdez, evel gwechall. Karnes eo ar menez-se a Vreiz, a zigor eur wech ar bloaz, d'ar Pellgent, ouz ar runellou ma 'z a er-maez anezo « Tud an Doueez Da », epad noz Kala-Goañv. Ha piou ar brezoneger, o klevout ano « an teir argadenn ruz » a reas Louedeg Mac'ha, marc'h Kouc'houlinn, da zifenn e vestr war e varo, na zeufe ket sonj d'ezañ a Rubani, ar marc'h kalonek, o tic'hasta ken kaer taoliou karniou war dor maner Keraodren, da zont da sikour Youan Brejen ?

REUN ARGANT.



# SONEREZ BREIZEK

Lavaret eo bet gwir a-walc'h o deus savet ar sonerezourien genidik a Vreiz, sonerez diwar-benn o bro ha nann eviti. Kement-se ne vir ket ouz eur seurt sonerez da veza talvoudus ha plijus da selaou. En deiz ma vo, e kêriou Breiz, dihunet adarre d'ar spered broadel lazou-seni ha selaouerien evit sonerezourien ar vro, e vo gallet medi eun eost a zoare ha gortoz re founnusoc'h evit an amzer da zont.

Eñ abadenn Skol Sonerez Roazon, roet d'an 22 a viz Genver da 17 eur, e C'hoariva kêr, oa gouestlet penn-da-benn da sonerezourien Vreiz. Bleniet oa al laz-seni gant an Ao. Paol Ar Flem. War a lavarer ez eo ar wech kenta d'eun abadenn da gemer evel-se he holl zanvez e sonerez Breiz. Eun abeg a bouez, ha pa ne ve nemetañ, da denna evez hol lennerien warni.

Da genta eo bet c'hoariet d'eomp *E Kerne*, eun heulienn gant *Loeiz Vuillemin*, eun tammig treut marteze, hogen ar pez lakaet dindan an ano « *e skeud ar favenneg* » a zo ouspenn braoik. Da heul ar peziou laz-seni-se, *Elena Laurie* a ganas diou ganaouenn savet gant *Y. Kraz*, den a vor ha sonerezour, m'eo e vrud da veza savet sonerez etre-vroadel nemetken. An diou ganaouenn roet d'eomp a zo koulskoude warno liou ar vro. Bez' ez oant *Kejadenn*, hag *Anzav*. Da drede hon eus bet *Evit obidou*

*eur merdead breizat* gant *Rhené-Baton,* sonerez ledan, frammet-kaer, d'ezi avat, d'am meno, nebeut a liou breizek. Goude se hon eus klevet *Ar garantez koz* ha *Kanaouenn Barberina* gant Morvan Duhamel. An hini genta a zo savet war don Bro-Wened an *Teir Seien.* War-lerc'h hon eus klevet *E Bro Leon* gant *Charlez Bodin,* ha da echui al lodenn genta eus an abadenn « *Displegadennou war doniou biniou eus Bro Dreger* » gant *Ladmirault.* An oberenn-se a zo anezi eun heuliad toniou dañs aozet a-zoare ha plijus-tre da selaou da skouarn eur Breizad.

Eil lodenn an abadenn a zo bet an hini gaera. Da genta, diou ganaouenn gant *Loeiz Aubert : Luskellerez merdead* hag ar *Bedenn zrouk,* houmañ kaer-dreist, garo hag eeun war eun dro, gwella tra bet kanet d'eomp en holl abadenn. Goude eur pez lazseni *Da Vari Kousket* gant *Guy Ropartz,* hon eus bet diou ganenn gant *Bourgault-Ducoudray : Noz steredek* ha *Kanenn Ahez,* ledan ha pompus evel darnou c'hoarigan ; ha da echui ar berlezenn *Gourfenn Simfonienn e la Paol Ar Flem,* bleniet gant an oberour e-unan. Savet eo bet ar simfonienn-se e 1907 war eun danvez breizek klevet gant ar sonerezour e Brasparz e 1904. Da varn an oberenn a-bez diwar al lodenn hon eus klevet en deiz all ez eo kaer-dreist. Hervez a lavarer d'eomp ne deo bet morse betek-hen c'hoariet en he fez, ha d'eul laz-seni eus Breiz e tle dont an enor d'hen ober evit ar wech kenta.

ABEOZEN.



# Skol Vihan ar C'helaouennerez

## PENNAD 2

## AR YEZ

Ar c'helaouenner a skriv evit beza komprenet.

Ar yez implijet gantañ a rank beza :

1. reiz.
2. sklaer.
3. graet diouz al lennerien.

### REIZDED AR YEZ

Tri zra a ranker amañ teurel pled outo : ar yezadur, an doare-skriva, ar poentadur.

### AR YEZADUR

Ne da ket eur micherour da labourat hep kas gantañ binviou reta e vicher. Morse ne dle ar c'helaouenner aoza eur pennad hep kaout en e gichen daou venveg da vihana : eul levr-yezadur hag eur geriadur.

Ret eo d'ezañ dreist-holl anaout difazi :

1. reiz an anoiou-kadarn a implij. Bez' e tle gouzout, da skouer, ez eo *ene* gourel, *huñvre* gwregel, *kont* gwregel, hag all. Sellout ouz eur geriadur bep tro ma chom en arvar.

2. reolennou ar c'hemmaduriou. Bez' e tle gouzout e skriver : *ar gerent, em penn, an trede pajenn*, ha n'eo ket *ar c'herent, em fenn, an drede pajenn.*

3. displegadur ar verbou. Bez' e tle gouzout e skriver : *hor bije, ne da ket, ne ouzout tamm*, ha n'eo ket *hon dije, ne ya ket, ne ouezez tamm.*

4. implij an araogennou. Bez' e tle gouzout e skriver : *tostaat ouzimp, prena digantañ, kaout kelou anezi*, ha n'eo ket *tostaat diouzimp, prena d'ezañ, kaout kelou outi.*

Eur studi bemdeziek e tle beza studi ar yezadur, n'eo ket hepken el levr-yezadur e-unan, hogen ivez er skridou embannet gant skrivagnerien aketus.

## AN DOARE-SKRIVA

Bez' e c'hell ar c'helaouenner kaout menoziou d'ezañ e-unan diwar-benn an doare-skriva. Arabat d'ezañ avat heulia e froudenn. Ret d'ezañ plega penn-da-benn d'an doare-skriva boutin, hep klask lezenni, zoken en distera tra.

Bleniet e vezo atao gant ar geriadur. Furchal a raio ennañ kentoc'h diou wech eget unan.

N'emañ ket en e gefridi reiza an doare-skriva ; en e gefridi emañ beza reizet gantañ.

## AR POENTADUR

Ar skrid ar sklaera, pa ne vez ket lakaet ennañ pep virgulenn en he lec'h, a zeu da veza luziet ha digomprenus.

Gwelloc'h implij re a boentou hag a virgulennou eget re nebeut.



Ma oar an holl peurliesa ober gant ar poent, ar virgulenn, ar poent-ha-virgulenn, an daouboent, ar poent-goulenn, ar poent-estlamm hag ar c'hlochedou, ez eus nebeut a dud a oar ober gant ar varrennig hag an daouglochedouigou.

Pa veneger komz unan bennak e c'heller dibab, pe ar varrennig, pe an daouglochedouigou.

Ar varrennig eo an aesa, hogen an diresisa. Da skouer :

*— Kavout a ra d'eoc'h ? emezi ; me ne gredan ket.*

(Ar varrennig a vez lakaet e derou al linenn. Teurel evez d'he skriva pellik a-walc'h diouz ar ger a zeu da heul.)

An daouglochedouigou a zo diaesoc'h da implij, hogen kalz resisoc'h. Da skouer :

*« Kavout a ra d'eoc'h ? » emezi ; « me ne gredan ket. »*

(Teurel evez ouz an urz da heulia : eun daouglochedig-digeri ; eun tamm eus ar frazenn lavaret ; eur pik, — virgulenn, poent-goulenn pe boent-estlamm ; eun daouglochedig-kloza ; ar ger *eme* pe eun tamm frazenn diskleria ; eur pik, — virgulenn, poent-ha-virgulenn pe boent ; eun daouglochedig-digeri ; peurrest ar frazenn lavaret ; eur pik, — poent, poent-goulenn pe boent-estlamm ; eun daouglochedig-kloza.)

An holl bikou ha tiredou a rank beza skrivet fraez, d'ar mouler da c'houzout dres petra ober.

## AL LIZERENNOU BRAS

Stag ouz kudenn ar poentadur eo kudenn al lizerennou bras.

Implijet e vez eul lizerenn vras :

1. E derou eun ano-kadarn divoutin (ano-den, ano-douaroniez, ano eur gouel, a-wechou ano eur rann-vloaz) ; ivez e derou eun ano boutin personelaet pe eur ger a venner, war zigarez pe zigarez, poueza warnañ.

2. E derou eun dilinennad.

3. E derou eur frazenn ; atao war-lerc'h eur poent, morse war-lerc'h eur virgulenn nag eur poent-ha-virgulenn. D'ar skrivour da varn e-unan, war-lerc'h eur poent-goulenn, eur poent-estlamm pe eun daou-boent, ha deraoui a ra eur frazenn nevez e gwirionez ; neuze implij eul lizerenn vras.

## SKLAERDED AR YEZ

Striva a raio ar c'helaouenner da zisplega sklaer kement en deus da zisplega.

Gwella hent da veza sklaer eo :

1. Sevel frazennou berr.

2. Urzia ar geriou e-barz ar frazenn en doare ma vo resis-meurbet ar ster.

3. Akedi, — evel m'hon eus lavaret, — ouz ar poentadur.

## OBER DIOUZ AL LENNERIEN

Pep kelaouenn a zo d'ezi he rummad lennerien, distag diouz rummad lennerien ar c'helaouennou all.

Brasa fazi a c'hell ober ar c'helaouenner eo implij eur yez a zisplijo d'an darn vuia eus e lennerien, pe na vezo ket komprenet ganto.



Neb a skriv evit GWALARN, da skouer, a c'hell, hag a rank zoken, skriva e brezoneg lennek, hep re aon da zibab geriou diaes.

Neb a skriv evit ARVOR, er c'hontrol, a rank mont e brezoneg ar bobl, ha pa en dije doñjer ouz ar yez-se.

Berz spontus levriou a zevosion 'zo a zo aes da ziskleria : aes int da lenn.

An nebeut a verz a reas kazetennou evel KROAZ AR VRETONED ha BREIZ a zo aes da ziskleria ivez : klask a raent tizout re uhel, hep soñjal e ranker kemer al lennerien evel ma'z int, nann evel ma karfe d'ar c'helaouenner e vefent.

*(da genderc'hel).*

## ENSAVADUR BREIZ

Reolenn 3
4 C'houevrer 1941

## LABOUR AR GENSKRIVERIEN

1. Degas a reomp da goun e tle ENSAVADUR BREIZ kaout :

*a*) E Breiz-Izel, eur c'henskriver e pep kumun, dindan kenskriver e ganton, hemañ dindan kenskriver e gelc'hiad.

*b*) E Breiz-Uhel, eur c'henskriver e pep kanton, dindan kenskriver e bastell-vro, hemañ dindan kenskriver e gelc'hiad.

*k*) Er-maez a Vreiz, eur c'henskriver e pep departamant, dindan kenskriver e gelc'hiad.

◆

2. Setu amañ roll-da-c'hortoz ar c'helc'hiadou :

a) *Breiz-Izel.*

Brest : pastellou-bro Brest ha Montroulez.
Kastellin : pastell-vro Gastellin.
Kemper : pastellou-bro Kemper ha Kemperle.
Gwened : brezonegva departamant ar Mor-Bihan.
Gwengamp : brezonegva departamant Aodou-an-Hanternoz.



b) *Breiz-Uhel.*

Naoned : departamant al Liger-Izela ha gallegva departamant ar Mor-Bihan.
Roazon : departamant Il-ha-Gwilun ha gallegva departamant Aodou-an-Hanternoz.

k) *Er-maez a Vreiz.*

Paris : ar rann a Vro-C'hall dalc'het gant an Alamaned.

◆

3. Penna kefridi pep kenskriver eo rei kelou da ENSAVADUR BREIZ diwar-benn kement a sell ouz ar brezoneg war e dachenn.

E labour kenta eo sevel eur skrid bep sizun a-zivout doare ar brezoneg : kelennerez ar yez er skoliou hag e-maez ar skoliou ; — skignerez ar c'helaouennou brezonek ; — menoziou ha barnadennou a-berz ar bobl ; — dalc'h ar pennou-bras hag ar skolaerien e-keñver ar yez ; — darvoudou o tenna da vuhez ar brezoneg (prezegennou, goueliou, implij ar brezoneg er c'henwerz, er mererez-bro, hag all).

◆

4. E Breiz-Izel, skrid ar c'henskriver-kumun a vez savet ar sadorn ha kaset en deiz-se end-eeun d'ar c'henskriver-kanton.

Skrid ar c'henskriver-kanton a vez savet d'ar merc'her ha kaset en deiz-se end-eeun d'ar c'henskriver-kelc'hiad.

5. E Breiz-Uhel, skrid ar c'henskriver-kanton a vez savet ar sadorn ha kaset en deiz-se end-eeun d'ar c'henskriver-pastell-vro.

Skrid ar c'henskriver-pastell-vro a vez savet d'ar merc'her ha kaset en deiz-se end-eeun d'ar c'henskriver-kelc'hiad.

6. Er-maez a Vreiz, skrid ar c'henskriver-departamant a vez savet d'ar merc'her ha kaset en deiz-se end-eeun d'ar c'henskriver-kelc'hiad.

7. Pep kenskriver-kelc'hiad a sav e skrid d'ar sadorn hag a gas anezañ en deiz-se end-eeun da EN-SAVADUR BREIZ.



8. Ar skridou a vez savet war follennou d'ezo 27 santimetrad a hed hag 21 a led ; skrivet war eun tu hepken eus ar paper, gant eur riblenn ledan en tu kleiz.

9. Pep kenskriver a dle mirout ha derc'hel kempenn e ziellou.

10. E brezoneg e vez savet an holl skridou ha lizerou.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Boîte Postale 75, Brest

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Sekretour :

G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec (Finistère)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant da :

L. NEMO
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12-110 Rennes)

**Priz an niverenn : 5 lur**